# GWALARN

## HA KANNADIG GWALARN

# Faustus an doktor daonet

**67**

**MEZEVEN 1934**

# FOSTUS

## AN DOKTOR DAONET

pez-c'hoari e dek taolenn

hervez oberenn saoznek

CHRISTOPHER MARLOWE

(1564-1593)

aozet ha lakaet e brezoneg

gant

Roparz Hemon

## TUD AR C'HOARI

*Da c'hoari ar pez-c'hoari-mañ ez eus a-walc'h gant c'houec'h c'hoarier. Unan a raio Fostus, unan Mefistofelez. Ar rollou all a c'hell beza rannet etre pevar c'hoarier.*

FOSTUS
MEFISTOFELEZ
VAKNER, *mevel Fostus*
VALDES, *eun achantour*
KORNELIUS, *eun achantour*
DAOU STUDIER
AR FAROUELL
ROBIN, *eur paotr-kezeg*
JAKEZ, *eur mevel*
AN TAVARNOUR
DAOU STUDIER ALL
AN DEN KOZ
AR MARC'HEGER
DAOU SKOLAER
AN AEL MAT
AN DROUGAEL
BELZEBUB
DIAOULED

*An holl wiriou a zo miret striz. Da gaout an aotre da c'hoari, skriva da Rener Gwalarn.*

## LODENN GENTA

### KENTA TAOLENN

*Pa sav ar ouel, e weler Fostus azezet en e gambr-studi, e-unan-penn, dirak eun daol karget a levriou. Mintin abred eo. Teñval eo ar gambr, sklerijennet hepken gant eur gantol war enaou e-kichen Fostus. Tamm-ha-tamm, avat, dre ma sav an heol, e sklaera al leurenn.*

FOSTUS. — Poent eo d'it, Fostus, teurel eur sell ouz kement tra ac'h eus desket ez puhez. Eun den gouiziek out, brudet dre-holl evit da furnez. Doktor Fostus! Doktor Fostus! Paouez eun tammig, mar plij. Ha lavar d'in : da betra e talv kement-se? (*O kregi en eul levr*). Setu amañ da vignon koz, Aristoteles! Deveziou kaer hon eus tremenet a-gevret, hon-daou, gwechall. (*O trei ar pajennou*). « *Bene disserere est finis logices* » ...Penaos! Tabutal mat eo ar vrasa skiant! Eur burzud brao, e gwir! A-walc'h! A-walc'h! Te 'oar tabutal gwelloc'h eget den! Kenavo d'it, Aristoteles! (*O serri al levr hag o kregi en eul levr all*). Deus, Galen! « *Ubi desinit philosophus, ibi incipit medicus* ». Ra vi medisin, Fostus! Arc'hant e-leiz a ya gant ar vedisined. « *Summum bonum medicinae sanitas* » Yec'hed ar c'horf eo pal ar medisinerez! Ha goude? Ar pal-se ac'h eus tizet pell 'zo! Selaouet out dre-holl e-giz eur profed! Da skridou a vez miret gant ar glañvourien evel teñzoriou ! Saveteet eo bet ganit

kêriadou a-bez diouz ar vosenn, pareet ouspenn mil kleñved diremed !... Ha koulskoude, ne dout nemet Fostus : eun den ! Ma c'hellfes c'hoaz mirout ouz an dud da vervel, pe o lakaat da zont beo pa 'z int marvet, neuze e talvezfe ar boan. Kenavo, medisinerez !... Pelec'h emañ Justinian? (*O kregi en eul levr hag o lenn*). « *Si una eademque res legatur duobus, alter rem, alter valorem, rei...* » Ma!... Ma!... Ma!... « *Exhereditare filium non potest pater, nisi...* » N'eus mann el lezenn nemet seurt traou! Kement-se a zo mat evit eun den a netra, izel e galon ha dister e spered. Evit traou uheloc'h out graet, Fostus... Setu amañ Bibl Sant Jerom. Sellomp mat. (*O tigeri ar Vibl*). « *Stipendium peccati mors est* ». Ar maro eo gopr ar pec'hed ! Kalet e kavan an dra-se. « *Si peccasse negamus, fallimur, et nulla est in nobis veritas* ». Ma lavaromp n'eus ket a bec'hed ennomp, omp faziet, ha n'eus ket ennomp a wirionez ! Neuze e rankomp pec'hi, moarvat, ha mervel... Ya, mervel a rankomp da vat ha da viken ! Kement a rank beza, a vezo ! Kenavo d'it, doueoniez ! (*O kemer eur bern levriou all*). Al levriou-mañ, avat, a zo kaer : troiou an divinourien hag an achantourien! (*O sellout outo*). Linennou, kelc'hiou, aroueziou, lizerennou ! Ya, ar re-mañ eo a garan. O, nag a c'hounid, nag a blijadur, nag a c'halloud, a enoriou, a binvidigez, evit an neb a lakay e boan d'o studia ! Kement tra 'zo dindan an oabl a vezo d'in ! Roueed, impalaerien, ar re-se ne senter outo nemet en eur c'hanton! N'int ket evit lakaat an avel da sevel nag evit frega ar c'houmoul. An neb, avat, a zo ampart war ar skiantmañ, a zo e rouantelez ken divent ha spered mabden. Eun achantour bras a zo evel eun doue ! War



al levriou-mañ, Fostus, e talv d'it skuiza da empenn!

*Seni a ra eur c'hloc'hig ha Vakner a zeu tre.*

Vakner, kae da gaout va mignoned vat, Valdes ha Kornelius. Gra d'ezo va gourc'hemennou ha lavar d'ezo dont amañ.

VAKNER. — Mont a ran, aotrou.

*Vakner a ya kuit.*

FOSTUS. — Perak e kollfen va amzer o studia re? Komz gant ar re-se a vo buanoc'h graet.

*An Ael Mat hag an Drougael en em ziskouez, unan a bep tu d'al leurenn.*

AN AEL MAT. — O Fostus, serr al levr daonet-se. Na sell ket outañ : koll a ray da ene ! Me a wel war da benn kounnar an Aotrou Doue ! Lenn ar Skrituriou !

AN DROUGAEL. — Kendalc'h, Fostus, gant an arz brudet-se, a roio d'it holl deñzoriou ar bed. Bez war an douar evel Egile en Neñv, ar mestr hag ar rener n'eus nemetañ !

*An Aelez a ya kuit.*

FOSTUS. — Prest oun da darza gant ar fouge! Kas a rin an erevent da gerc'hat kement tra a blijo d'in, da ziskoulma kement kudenn, da ober kement kefridi a garin ! Nijal a raint da vro Indez da glask aour, furchal a raint ar mor da gaout perlez, redek a raint ar broiou pell da zastum frouez c'houek ha bouedou sasun. Ober a rin d'ezo diskulia d'in traou kuz, displega d'in menoziou va enebourien. Lakaat a

rin ar meneziou da vale, hag ar stêriou da gantren a bep tu. Soudarded am bezo, hag a sento ouzin. Anvet e vin da roue war ar vro-mañ. Ijinou-brezel souezus a vo savet d'in gant an arc'houereed vibin, va mevelien.

*Valdes ha Kornelius a zeu tre.*

Deuit, Valdes, ha c'houi, Kornelius, va mignoned. Deuit da rei d'in ho kuzuliou fur. A-benn ar fin oun deut da gredi eveldoc'h : netra war an douar ne dalv ar skiantou kuz. Eun achantour a fell d'in beza ivez. Ar filozofiez a zo kasaus ha teñval. Al lezenn hag ar medisinerez a zo graet evit tud dister. Hag an doueoniez a zo c'hoaz gwasoc'h : kalet, displed ha divalo. An achantouriez hepken a blij bremañ d'am c'halon. Evel-se, va mignoned, sikourit ac'hanoun. Ha me, hag a zo enoret dre-holl dija evit va furnez ha va gouiziegez, a vezo dizale ken brudet hag Agrippa, ar sorser bras, a veze doujet e skeud dre Europa a-bez.

VALDES. — Fostus, al levriou-mañ, da spered, hor skiant-prena, a lakay buan pep bro da blega dirazomp. An holl erevent a zo en aer, en douar, en dour, en tan, a vo sklaved d'imp, gwech e stumm loened fero d'hon diwall, gwech e stumm soudarded ha gwech e stumm ramzed. Gwech ivez e stumm merc'hed, plac'hed koant, kaeroc'h eget rouanez ar garantez. Strolladou bras a vagou a vo d'imp, da zegas d'imp aour ha mein prizius a-vern. Eun dra hepken a zo ret d'it : chom start, kenderc'hel atao gant da hent.

FOSTUS. — Valdes, ken start eo va menoz ha ma 'z eo start da c'hoant da veva. Evel-se, bez dinec'h.

KORNELIUS. — Pa weli ar burzudou a c'heller



ober dre achantouriez, n'ez pezo mui a c'hoant da studia netra all ebet. Neb a anavez ar stered, ar yezou hag ar vein, a anavez kement tra a zo ret. Neuze, Fostus, ne vi ket pell o c'hounit brud. An erevent a lavar d'in e c'hellont dizec'ha ar mor ma karan, da gaout teñzoriou ar bagou peñseet, — ya, ha dizolei kement pinvidigez a zo bet kuzet gant hon tadou e kalon an douar. Lavar d'in, Fostus, petra hor bezo mui da c'hoantaat ?

FOSTUS. — Netra, Kornelius. Pebez kelou laouen ! Deus, diskouez d'in eur burzud, ma c'hellin tañva dioustu an eürusted a vezo d'in hep dale !

*Mont a reont kuit hag ar ouel a gouez.*

## EIL TAOLENN

*Da veza c'hoariet dirak ar ouel. Daou studier a zeu tre.*

KENTA STUDIER. — Petra 'ta 'zo c'hoarvezet gant Fostus, a veze gwelet ken alies gwechall en hor skoliou ?

EIL STUDIER. — An dra-se a ouezimp bremaik, rak sell, amañ emañ e vevel o tont.

*Vakner a zeu tre, gantañ eur voutailhad win.*

KENTA STUDIER. — He, paotr ! Pelec'h emañ da vestr ?

VAKNER. — Doue hen goar, aotrounez !

EIL STUDIER. — Penaos, ne ouzout ket ?

VAKNER. — Eo, me a oar. Met Doue a oar ivez !

KENTA STUDIER. — Ro peoc'h gant da ziotachou, ha lavar d'imp pelec'h emañ.

VAKNER. — Ha perak e lavarfen d'eoc'h, mar plij?

EIL STUDIER. — Bremaik ec'h eus lavaret e ouies.

VAKNER. — N'eo ket abalamour ma ouzon e rankan lavarout. Tud desket eveldoc'h-c'houi a dlefe mat hen kompren.

KENTA STUDIER. — Ne lavari ket neuze?

VAKNER. — Eo, lavarout a rin. Ha koulskoude, anzavit da genta pegen diot eo ho koulenn. Rak va mestr en deus divesker, hag a c'hell mont ha dont, ha tremen eus eul lec'h d'egile kent d'eoc'h kaout amzer da c'houlenn pelec'h emañ. Ha ma ne vefen ket eur paotr seven, hegarat, dereat ha dare atao da ober vad d'e nesa, 'm eus aon ho pije gellet ober ho pedenn diweza hag erbedi hoc'h ene da Zoue, goude beza graet eur seurt goulenn. Ma! Kredi a ran evelato e welin ac'hanoc'h krouget amañ eun-deiz bennak, hailhevoded ma 'z oc'h! Ha bremañ, digorit ho tiouskouarn ha klevit mat ar pez am eus da lavarout : evit gwir, va breudeur, emañ va mestr o verenna amañ e-kichen, gant Valdes ha Kornelius. Hag ar gwin-mañ, aotrounez, ma c'hellfe kaozeal, a lavarfe d'eoc'h ar memes tra. Ha bremañ, tudjentil, va breudeur garet, kenavo.

*Vakner a ya kuit.*

KENTA STUDIER. — Neuze em eus aon emañ kouezet e trap ar sorserien daonet-se, hag a zo brudet fall o-daou dre ar bed holl.

EIL STUDIER. — Ha pa vefe eun den dianav



d'in, truez am befe outañ. Deomp avat da gonta kement-mañ d'an Aotrou Rektor, da welout ha gouest e vo d'ober eun dra bennak da savetei Fostus.

KENTA STUDIER. — Me 'gred n'eus netra d'ober.

EIL STUDIER. — Greomp ar pez a c'hellomp atao.

*Tremen a reont kuit.*

## TREDE TAOLENN

*Ar ouel a sav, hag e welet Fostus e-unan en e gambr-studi adarre. Noz eo.*

FOSTUS. — Bremañ m'eo deut an noz, Fostus, stagomp ganti. Ha senti a raio an diaouled ouz hor gourc'hemenn? Pedet hon eus anezo, ha graet profou d'ezo hervez m'eo merket. (*O sellout ouz aroueziou treset war an daol*). Er c'helc'h-mañ emañ ano Jehova, skrivet en tu mat hag en tu gin. Amañ emañ anoiou ar Sent, skeudennou an oabl, aroueziou pep steredenn-red, en doare ma ranko sevel an erevent. Bez dispont eta, Fostus, ha chom start. Bremaik e weli pez a c'hellez ober. (*Studia a ra an aroueziou eur pennadig*). *Sint mihi dei Acherontis propitii ! Valeat numen triplex Jehovae ! Ignei, aerii, aquatani spiritus, salvete! Orientis princeps Belzebub, inferni ardentis monarcha, et Demogorgon, propitiamus vos, ut appareat et surgat Mephistophilis, quod tumeraris : per Jehovam, Gehennam, et consecratam aquam quam nunc spargo,*

*signumque crucis quod nunc facio, et per vota nostra, ipse nunc surgat nobis dicatus Mephistophilis !*

*Mefistofelez a zeu tre.*

Kaë kuit. Te 'zo re zivalo! Kae kuit, ha deus endro gwisket dereatoc'h !

*Mefistofelez a ya kuit.*

Evel-se ez eus galloud e komzou ar sorserien! Piou ne garfe beza ampart war o micher? Pegen sentus eo ar Mefistofelez-se, pegen dilorc'h hag izel dirazoun! Ha kement-se, en eun nebeut komzou! O, Fostus, amañ ivez ez out eur mestr! Lakaat a rez an diaouled da blega !

*Mefistofelez a zeu tre adarre, eur vantell hir en-dro d'ezañ.*

MEFISTOFELEZ. — Petra, Fostus, a fell d'it e rafen ?

FOSTUS. — Gourc'hemenn a ran d'it beza va mevel endra vevin, senti ouzin e pep tra, ha pa vefe da ober d'al loar koueza eus an oabl, pe lakaat ar mor da veuzi ar vro-mañ.

MEFISTOFELEZ. — Mevel oun d'an diaoul bras Lusifer. Hep e aotre n'hellan ket senti ouz eun all. N'omp ket evit ober muioc'h eget ma c'hourc'hemenn.

FOSTUS. — Heñ eo neuze en deus graet d'it dont amañ ?

MEFISTOFELEZ. — Deut oun amañ pa felle d'in dont, hep aotre ebet.

FOSTUS. — N'eo ket va c'homzou eta o deus da rediet ?

MEFISTOFELEZ. — Eo, Fostus. Ha c'hoaz n'eo



ket evel ma kredez. Kement gwech ma klevomp unan bennak o saotra ano Doue, o stlabeza ar Skrituriou, o tismegañsi e Salver, nijal a reomp davetañ gant ar spi da laerez e ene divarvel. Anez, ne zeufemp ket, ha neb en deus c'hoant e teufe an diaoul d'e gaout n'en deus nemet eun dra d'ober : nac'h an Dreinded Santel ha pedi e doun e galon Prins an Ifern.

FOSTUS. — Kement-se am eus graet. N'eus mui evidoun mestr ebet nemet Satan. D'ezañ ec'h en em roan, korf hag ene. N'em eus ket aon da veza daonet. An Ifern evidoun eo ar Baradoz. Lezomp avat ar gaoz-se, ha lavar d'in piou eo Lusifer.

MEFISTOFELEZ .— Mestr bras ha rener meur an holl arc'houereed.

FOSTUS. — Hag heñ ne oa ket eun ael gwechall ?

MEFISTOFELEZ. — Eo, Fostus, ael muia-karet an Aotrou Doue.

FOSTUS. — Penaos eta eo deut da veza Prins an diaouled ?

MEFISTOFELEZ. — Al lorc'h eo a reas d'ezañ koll e sked, ha beza stlapet gant Doue eus al lec'h uhela en Neñv betek goueled an Ifern.

FOSTUS. — Piou eo ar re a vev gant Lusifer ?

MEFISTOFELEZ. — Arc'houereed kaez, hag a gouezas gantañ, en em vodas gantañ a-enep Doue, o C'hrouer. Gant Lusifer omp daonet da viken.

FOSTUS. — Pelec'h emaoc'h daonet ?

MEFISTOFELEZ. — En Ifern.

FOSTUS. — Perak eta out deut er-maez eus an Ifern ?

MEFISTOFELEZ. — E kement lec'h ma 'z an, emaoun en Ifern. O siouaz d'in, me hag a welas dremm Doue, me hag a anavezas levenez

an Neñv, da veza rannet diouz ar weledigez-se, diframmet diouz al levenez-se da viken ha da viken! An dra-se nemetken eo an Ifern! O, Fostus, arabat d'it kenderc'hel gant ar goulennou-se, a laka va ene paour da skrija gant ar spont!

FOSTUS. — Penaos! Mefistofelez bras a zo kement a geuz d'ezañ da veza kollet ar Baradoz? Sell ouzin. N'oun nemet eun den, ha koulskoude, fae a ran war al levenez-se na dañvai mui biken. Kae da gemenn d'az mestr Lusifer ez oun laouen da vervel hep anaout morse rouantelez ar re eürus. Lavar d'ezañ e taskoran d'ezañ va holl ene. Ha ne c'houlennan en eskemm nemet eun dra : kaout amañ, war an douar, pevar bloaz war-nugent da veva er binvidigez hag er blijadur. E-pad an amzer-se ra vezi atao em c'hichen, da rei d'in kement a c'houlennin, da ziskulia d'in kement tra am bo c'hoant da c'houzout, da wallgas va enebourien, da harpa va mignoned, ha da veza bepred sentus pa gomzin. Kae kuit, kae da gaout da vestr Lusifer, ha deus en-dro amañ da hanternoz da zegas d'in ar respont.

MEFISTOFELEZ. — Mont a ran, Fostus.

*Mefistofelez a ya kuit.*

FOSTUS. — Ha pa 'm befe kement a eneou ha ma 'z eus a stered, o rei a rafen holl evit Mefistofelez. Drezañ e vin brasa impalaer ar bed. Mistri ar vromañ ne vint mistri ken nemet ma plij d'in. Bremañ m'em eus tapet ar pez a c'hoantaen, n'em eus mui netra d'ober nemet kemer va flijadur.

*Ar ouel a gouez.*



## PEVARE TAOLENN

*Da veza c'hoariet dirak ar ouel. Vakner hag ar Farouell a zeu tre.*

VAKNER. — Deus amañ 'ta, paotrig!

AR FAROUELL. — Paotrig! Paotrig ! Gwelet ec'h eus kalz a baotredigou, d'ezo eur pez baro e-giz va hini?... Paotrig!

VAKNER. — Lavar d'in, penn koad ma 'z out, kalz a beadra zo ganit?

AR FAROUELL. — Ya da! Peadra da vervel gant an naon!

VAKNER. — Paour kaez klasker-bara! Hag e kav tro da c'hoarzin gant e baourentez! N'en deus ket eun tamm dilhad dereat war e gein, ha ken goullo eo e gof ma werzfe e ene d'an diaoul evit eun tamm kig-dañvad kriz.

AR FAROUELL. — Penaos! Va ene d'an diaoul evit eun tamm kig-dañvad kriz! Nann, nann, va mignon. En ano ar Werc'hez, e rankfe an tamm kig-dañvad-se beza poaz, hag hilienn vat gantañ war ar marc'had. Ma paean ker, e rankan beza servijet!

VAKNER. — Ne garfes ket dont da vevel ganin?

AR FAROUELL. — Dont da vevel ganit! Ha penaos e vefen paeet?

VAKNER. — Paeet mat e vefes. Pemp kant lur ar miz!

AR FAROUELL. — Bennoz Doue d'it! Ma rankan gortoz ar pemp kant lur-se, e vin debret a-raok gant al laou.

VAKNER. — Debret e vi ganto, pe e chomez da c'hortoz pe ne rez ket. Met bremañ, va faotr, kuit a

ziotachou! Deus da vevel ganin evit seiz vloaz, pe e troin ar c'houen a zo war da groc'hen e leoned hag e tigred, ha neuze e vi debret a-zevri-beo.

AR FAROUELL. — Mar doun debret a-zevri, ne vin ket debret beo.

VAKNER. — Ma! (*O rei d'ezañ arc'hant*). Dal ar gwenneien-mañ.

AR FAROUELL. — Gwenneien! Ha d'ober petra e roez d'in gwenneien? N'int ket fall da gaout eyelato! (*Lakaat a ra an arc'hant en e c'hodell*).

VAKNER. — Ha bremañ, en em werzet ec'h eus d'an diaoul, hag a zeuio d'az kerc'hat pa garo.

AR FAROUELL (*o klask rei an arc'hant en-dro*). — Ta, ta, ta! Dal da wenneien en-dro. N'em eus ket ezomm anezo ken.

VAKNER. — N'o c'hemerin ket avat.

AR FAROUELL. — Eo, kemer.

VAKNER. — O lakaet ec'h eus ez kodell. Mir anezo!

AR FAROUELL. — O zennet em eus eus va godell. Dal anezo!

VAKNER. — Emaoun o vont da c'hervel daou ziaoul d'az paka. — He! He! Baliol ha Belc'her!

AR FAROUELL. — N'em eus ket ezomm eus Baliol ha n'em eus ket ezomm eus Belc'her! Ma teuont amañ e welint pez n'o deus gwelet biskoaz abaoe ma 'z int diaouled. Ha ma lazfen unan anezo, petra 'vo lavaret goude? « Ne welez ket hennez gant e vleo fuilhet hag e varo hir? Hennez en deus lazet eun diaoul! » Hag e vo graet « Laz-Diaoul » ac'hanoun dre ar barrez!

*Daou ziaoul a zeu tre. Ar Farouell a red a bep tu, spouronet.*



VAKNER. — Baliol ha Belc'her, — kit kuit dioustu!

*An diaouled a ya kuit.*

AR FAROUELL. — Penaos! Aet int kuit? Ra 'z aint d'an Ifern! Gwelet ec'h eus o ivinou? Bez' e oa eun diaoul hag eun diaoulez. Me 'oar penaos o anaout: an diaouled o deus kerniel, hag an diaoulezed a zo karnou givri d'ezo.

VAKNER. — Ne vern, va faotr, deus ganin.

AR FAROUELL. — Ma 'z an da vevel ganit, ha deski a ri d'in penaos gervel Belc'hol ha Balier?

VAKNER. — Deski a rin d'it mont da n'eus forz petra a giri: ki, kaz, logodenn pe raz.

AR FAROUELL. — Eur C'hristen o vont da gi, da gaz pe da logodenn! Nann, nann, me 'garfe mont da c'houenenn, d'eur c'houenenn vihan vihan. Neuze eo e lakafen tud a anavezan da zañsal!

VAKNER. — Dont a ri, pe ne ri ket?

AR FAROUELL. — Met Vakner, klev 'ta...

VAKNER. — Ho! Ho! Baliol ha Belc'her!

AR FAROUELL. — Vakner, Vakner! Lez Bano ha Porc'hell da vont da gousket!

VAKNER. — Gra « Aotrou Vakner » ac'hanoun, lakepod, ha ra chomo da lagad kleiz peget ouz seul va zroad dehou, gant *quasi vestigiis nostris insistere*.

AR FAROUELL. — Peseurt gregach a zeu gant hemañ? N'eus forz, bremañ e rankan beza e servijer.

*Mont a reont kuit.*

## PEMPVET TAOLENN

*Ar ouel o sevel a ziskouez Fostus en e gambr-studi.*

FOSTUS. — Bremañ, Fostus, daonet out, ha n'hellez mui beza salvet. Petra 'dalv d'it neuze soñjal e Doue hag e traou an Neñv ? A-walc'h, a-walc'h gant ar soñjezonou-se, na reont nemet kreski da zizesper ! E Belzebub hepken e rankez fiziout. War-raok eta gant an hent ac'h eus dibabet ! Perak termal ? Petra eo se, o kornal atao em diouskouarn : « Lez an achantouriez ha distro da Zoue » ? Ya, Fostus, da Zoue !... Penaos ?... Ne gar ket ac'hanout ! An Doue a servijez eo c'hoantegez da galon. D'an Doue-se eo e savin eun aoter hag eun iliz, ha kinnig a rin d'ezañ gwad bugale vihan.

*An Ael Mat hag an Drougael en em ziskouez.*

AN AEL MAT. — Fostus, dilez an arz milliget-se.

FOSTUS. — Keuz d'ar pec'hed, pedennou, pinijenn, petra eo nemet avel ?

AN AEL MAT. — An avel az kaso, Fostus, d'ar Baradoz !

AN DROUGAEL. — Sorc'hennou, tresou, huñvreou nemetken, da zistruja skiant an dud a feiz !

AN AEL MAT. — Fostus, soñj en Neñvou, soñj en eürusted peurbadus !

AN DROUGAEL. — Nann, Fostus, soñj en enoriou hag er binvidigez !

*An Aelez a steuz.*

FOSTUS. — Pinvidigez ! Rouanteleziou ar bed a



vo d'in, peogwir e vo Mefistofelez atao em c'hichen. Pe Zoue a c'hell ober droug d'it, Fostus ? Bez dispont. Bez hep arvar. Deus, Mefistofelez, deus da gas d'in kelou drant a-berz Lusifer. Ha n'eo ket c'hoaz hanternoz ?

*Klevout a reer hanternoz o seni. Mefistofelez a zeu tre.*

Bremañ, ro d'in respont da vestr Lusifer.

MEFISTOFELEZ. — Servija a rin Fostus keit ha ma vevo, ma fell d'ezañ gwerza e ene.

FOSTUS. — Ha n'eo ket kollet va ene ?

MEFISTOFELEZ. — E werza a rankez a-zevrikaer, dre eul lizer skrivet gant da wad. Setu aze gourc'hemenn Lusifer. Anez, ez an kuit.

FOSTUS. — Chom, Mefistofelez. Met lavar d'in, pe vad a raio va ene d'az mestr ?

MEFISTOFELEZ. — Kreski e rouantelez.

FOSTUS. — Hag evit se hepken e tempt ac'hanomp ?

MEFISTOFELEZ. — Da skañvaat hor poaniou e kollomp re all.

FOSTUS. — Poaniou hoc'h eus eta ?

MEFISTOFELEZ. — Poaniou brasoc'h, Fostus, eget ma c'hellfes kompren ! Met lavar d'in, ne werzi ket da ene ? Ne vin ket da vevel, da sklav, da rei d'it kement a c'hellez c'hoantaat, ha muioc'h ?

FOSTUS. — Eo, Mefistofelez, kemer va ene.

MEFISTOFELEZ. — Neuze, Fostus, toull da vrec'h hep spont, da ouestla da Satan, d'an deiz merket, da ene. Hag e vi ken bras ha va mestr (*a-gostez*) evit eur pennad !

FOSTUS (*o sanka eur gontell en e vrec'h*). — Sell,

Mefistofelez, dre garantez evidout, gloaza a ran va brec'h, ha gant va gwad e ouestlan va ene da Lusifer, mestr ha rener an noz peurbadus! Sell! Emañ ar gwad o redek!

MEFISTOFELEZ. — N'eo ket a-walc'h. Bremañ e rankez skriva.

FOSTUS. — Hag a rin. (*O skriva*). Met, Mefistofelez, sounna a ra ar gwad, ha ne c'hellan ken skriva.

MEFISTOFELEZ. — Gortoz. Ez an da gerc'hat d'it tan d'e deuzi en-dro.

*Mefistofelez a ya kuit.*

FOSTUS. — Perak e sounn va gwad? Nac'h a ra, moarvat, skriva ar geriou daonet-se! Perak ne red ket? (*O lenn*). « Me, Yann Fostus, doktor, a ro va c'horf ha va ene... » Amañ oun chomet a-sav. Daoust ha n'eo ket va ene d'in-me?... Skrivomp eta.

*Mefistofelez a zeu en-dro, o tegas gantañ eur podad glaou-beo.*

MEFISTOFELEZ. — Amañ 'z eus tan. Deus, Fostus.

FOSTUS. — Bera a ra ar gwad adarre. Bremañ ne vin ket pell. (*Skriva a ra*).

MEFISTOFELEZ (*a-gostez*). — Petra ne rafen ket da gaout e ene?

FOSTUS. — Graet eo. Echu eo al lizer. Fostus, roet ec'h eus da ene d'an diaoul. (*O sellout ouz e vrec'h*). Petra eo se? Petra 'zo merket war va brec'h? « *Homo, fuge* ». Tec'hout? Ha da belec'h? Mar deo da Zoue, stlapet e vin gantañ en Ifern. (*O sellout adarre*). Nann, touellet e oan. N'eus netra merket amañ. « *Homo, fuge* ». Ne vern! Ne vern!



MEFISTOFELEZ (*a-gostez*). — Traou a gerc'hin da blijout d'ezañ!

*Mont a ra kuit, hag e teu en-dro gant diaouled, hag a laka kurunennou, braoigou ha dilhad kaer dirak Fostus, hag a ya kuit goude.*

FOSTUS. — Lavar d'in, Mefistofelez, petra eo kement-se?

MEFISTOFELEZ. — Netra, nemet da ziskouez d'it pez a c'helli kaout hiviziken.

FOSTUS. — Talvezout a ra neuze mil ene. Setu amañ al lizer. Gwerza a ran drezañ va c'horf koulz ha va ene. Ret e vo d'it avat derc'hel d'az promesaou.

MEFISTOFELEZ. — Dre an Ifern ha Lusifer, toui a ran seveni penn-da-benn kement a zo merket.

FOSTUS. — Neuze, selaou! (*O lenn*). « War an divizou da heul. Unan, Fostus a c'hello beza eun ar-c'houere. Daou, bez' en devo Mefistofelez da vevel. Tri, Mefistofelez a raio d'ezañ hag a zegaso d'ezañ ne vern petra a c'hoantaio. Pevar, bez' e chomo e ti Fostus hep beza gwelet gant den. Pemp, en em ziskouez a raio da Fostus, ne vern pegoulz hag e ne vern pe stumm. Me, Yann Fostus, a ro va c'horf ha va ene da Lusifer, Prins ar Sav-Heol, ha d'e gannad Mefistofelez. Hag ez asantan beza kaset ganto d'an Ifern, a-benn pevar bloaz war-nugent ac'han, gant m'o devo dalc'het mat d'an divizou merket. Sinet ganin, Yann Fostus ».

MEFISTOFELEZ. — Al lizer-se a gemerin eta?

FOSTUS. — Kemer, ha gra gantañ pez a giri! (***Rei a ra al lizer***).

MEFISTOFELEZ. — Ha bremañ, Fostus, ez oun da vevel.

FOSTUS. — Lavar d'in neuze, pelec'h emañ an Ifern ?

MEFISTOFELEZ. — Dindan an Neñv.

FOSTUS. — Ya, met pelec'h ?

MEFISTOFELEZ. — N'en deus na lec'h na ment. E-lec'h m'emaomp emañ, e-lec'h m'emañ e rankomp beza.

FOSTUS. — Diotachou !

MEFISTOFELEZ. — Gortoz, hag e weli !

FOSTUS. — Kavout a ra d'it e vin daonet ?

MEFISTOFELEZ. — Emañ al lizer em dourn. Ha n'ec'h eus ket sinet ? Ha n'ec'h eus ket roet da ene da Satan ?

FOSTUS. — Eo, ha va c'horf ivez war ar marc'had ! Petra 'vern ? N'oun ket sot a-walc'h da gredi, emichañs, ez eus poaniou da c'houzañv goude ar maro ! Sorc'hennou goullo, kaojou gwrac'hed koz !

MEFISTOFELEZ. — Ha n'oun ket amañ da broui d'it ar c'hontrol ? Rak daonet oun, hag emaoun en Ifern.

FOSTUS. — An Ifern ! Mar deo amañ an Ifern, laouen oun da veza daonet !

*Ar ouel a gouez.*



# EIL LODENN

## C'HOUEC'HVET TAOLENN

*Ar ouel o sevel a ziskouez kambr-studi Fostus. Emañ Fostus ha Mefistofelez o paouez dont e-barz, gwisket e-giz beajourien.*

FOSTUS. — Tost pevar bloaz war-nugent ! Hag e teuan en-dro d'ar gêr ! (*O sellout tro-war-dro*). Chomet eo pep tra evel gwechall ! Evel na vije bet netra e-pad an holl amzer-se ! Pevar bloaz war-nugent o redek ar bed, eus broiou skournet an hanternoz betek broiou an hañv peurbadus ! Pevar bloaz war-nugent ! Nag a dud am eus gwelet, ha me deutmat hag enoret e pep lec'h ! Kement plijadur a c'hell mab-den tañva am eus tañvaet ! Gwalc'het eo bet va holl c'hoantegeziou ! Renet em eus, karet em eus, hag ar pep c'houeka holl, anavezet em eus ! Penaos neuze, n'oun ket bet eürus ? Penaos e fell d'in neuze atao kaout muioc'h, evel unan a glask beuzi er gwin e c'hlac'har, hag a rank eva, eva, eva bepred ! (*O trei etrezek Mefistofelez*). Pa sellan ouz an oabl, keuz am eus d'ar pez am eus graet. Da villiga a ran neuze, Mefistofelez. Rak o rei d'in kement levenez a zo er bed, laeret ec'h eus diganin al levenez hep par !

MEFISTOFELEZ. — Hag e kav d'it, Fostus, eo ken brao-se levenez ar Baradoz ? Kred ac'hanoun,

n'eo ket ken kaer ha te, n'eo ket ken kaer hag an distera eus an dud a vev war an douar.

FOSTUS. — Penaos eta?

MEFISTOFELEZ. — Daoust ha ne voe ket graet ar Baradoz evit an den? An den neuze a zo gwelloc'h egetañ.

FOSTUS. — Mar boe graet evit an den, e voe graet evidoun! A, siouaz d'in, bremaik em bo keuz!

*An Ael Mat hag an Drougael en em ziskouez.*

AN AEL MAT. — Ya, d'it da gaout keuz, Fostus. Doue en devo truez ouzit.

AN DROUGAEL. — Kollet out, Fostus. Doue n'en devo ket truez.

FOSTUS. — Piou a hiboud e pleg va skouarn ez oun kollet? Ha pa vefen dek gwech gwasoc'h, Doue a c'hellfe c'hoaz truezi ouzin, m'em befe keuz.

AN DROUGAEL. — Gwir eo, met n'ez pezo keuz biken.

*An Aelez a steuz.*

FOSTUS. — Ken kalet eo deut va c'halon, ma n'hellan mui kaout morc'hed! A-vec'h ma c'hellan distaga ar geriou-mañ : feiz, silvidigez, baradoz. Dalc'hmat emañ o strakal evel ar gurun e-barz va fenn : « Daonet out, Fostus! » Ha dirak va daoulagad e welan kontilli, klezeier, fuzuilhou, lakaet aze evidoun d'en em laza. Ha gwir, en em laza pell 'zo am bije dleet!... Ha padal, perak en em lazfen? Perak e sankfen evel eun digalon en dizesper? Ar pez a zo graet a zo graet. Fostus, arabat d'it plega! Bras eo an douar, ha meur a dra 'zo c'hoaz na anavezez ket. Deus, Mefistofelez, va mignon: Respont d'in, evel m'ec'h eus respontet ken alies : piou en deus graet ar bed?



MEFISTOFELEZ. — Piou?

FOSTUS. — Ya, Mefistofelez, lavar d'in.

MEFISTOFELEZ. — Tevel a rankan.

FOSTUS. — Penaos, ne responti ket! Ret eo d'it respont! Ha n'out ket va mevel, va sklav, a dle ober kement tra a blij d'in?

MEFISTOFELEZ. — Eo, kement tra ha n'eo ket a-enep hor rouantelez. Soñj en Ifern, Fostus, rak daonet out !

FOSTUS. — Fostus, soñj e Doue, a grouas ar bed!

MEFISTOFELEZ. — Lavaret em eus!

*Mont a ra kuit.*

FOSTUS. — Ya, kae kuit, diaoul fallakr, d'az Ifern milliget, te hag ac'h eus kollet va ene paour! Siouaz! Re ziwezat eo! Re ziwezat!

*An Ael Mat hag an Drougael en em ziskouez adarre.*

AN DROUGAEL. — Re ziwezat!

AN AEL MAT. — Morse ne vez re ziwezat.

AN DROUGAEL. — Distro da Zoue, ha drailhet e vi e tammou gant an diaouled.

AN AEL MAT. — Distro da Zoue, ha ne c'hellint netra a-enep d'it.

*An Aelez a steuz.*

FOSTUS. — Jezuz-Krist, va Salver, ha savetei a ri ac'hanoun?

## SEIZVET TAOLENN

*Da veza c'hoariet dirak ar ouel.*

ROBIN (*o tont tre, eur pikol levr gantañ dindan e gazel*). — O, o, o! Eun taol kaer am eus graet. Laeret em eus unan eus levriou an Doktor Fostus, hag e c'hellin gantañ ober traou burzudus. Bremaik e vo gwelet. Meur a unan 'zo er barrez ha na oar ket petra 'zo e gortoz evitañ!

*Jakez a zeu tre.*

JAKEZ. — He, Robin! Me 'zo bet o klask ac'hanoùt e-pad div eur! Kaset oun gant hor mestr da lavarout d'it dont d'e gaout dioustu, rak labour a zo d'ober. Hast afo ma karez. Droug bras a zo ennañ.

ROBIN. — Lavar d'ar mestr mont da sutal, pe me ivez a gavo labour d'ezañ da ober hep dale. Ha te, diwall! Na zeu ket re dost! Amañ 'z eus ganin peadra da lakaat ac'hanout da vlejal.

JAKEZ. — Petra 'rez gant al levr-se? Te 'oar lenn?

ROBIN. — Me 'oar lenn a-walc'h da vont pinvidikoc'h eget hor mestr pa blijo d'in, Jakez.

JAKEZ. — Peseurt levr eo hennez?

ROBIN. — Peseurt levr? Spontusa levr a zo bet graet biskoaz e traoñ an Ifern!

JAKEZ. — Gant al levr-se e c'hellez gervel an diaouled?

ROBIN. — Ya, hag ober a bep seurt traou all ouspenn. Mar karan e c'hellan mezvia ac'hanout gant gwin-ardant e ne vern pe davarn eus ar vro.

JAKEZ. — An dra-se a c'hellan ober va-unan.

ROBIN. — Anaout a rez Jaketa, da hini goz, ha



n'he deus mui ezomm ac'hanout? Ma! Gant al levrmañ, mar karez, e viot dimezet warc'hoaz.

JAKEZ. — O, Robin, va mignon! Neuze oun kontant da rei d'an diaoul bara-kerc'h da zebri bemdez betek e varo.

ROBIN. — Met, Jakez, eun dra a rankez da ober evidoun ivez. (*O tenna eur c'hobeled arc'hant eus brennid e borpant*). Me'm eus laeret ar c'hobeled-mañ en davarn bremaik. Dalc'h anezi betek ma c'houlennin.

JAKEZ (*o kuzat ar c'hobeled en e chupenn*). — Met, Robin, amañ 'mañ an tavarnour o tont warnomp!

ROBIN. — Bez dinec'h! Me 'ouezo penaos mont d'ezañ gant va levr!

*An tavarnour a zeu tre.*

Demat, aotrou tavarnour. Paeet oc'h bet, a gredan, ha paeet mat. Deus, Jakez.

AN TAVARNOUR. — Deport, va faotr. Arabat mont kuit ken buan. Moarvat ec'h eus gwelet eur c'hobeled arc'hant hag a oa em zi n'eus ket pell.

ROBIN. — Eur c'hobeled arc'hant? Jakez, te ac'h eus gwelet eur c'hobeled arc'hant? Ma, aotrou tavarnour, ma kav d'eoc'h eo me al laer, e c'hellit furchal ac'hanoun.

AN TAVARNOUR. — Hag a rin.

*Furchal a ra Robin.*

ROBIN. — Petra 'lavarit bremañ?

AN TAVARNOUR. — Me 'garfe lavarout eur ger d'ar paotr-mañ ivez.

*An tavarnour a ya war-du Jakez, hag a ro ar c'hobeled da Robin hep beza gwelet.*

JAKEZ. — Ma, aotrou, furchit kement ha ma kirit! (*An tavarnour a furch anezañ*). Gwelout a rit? N'hoc'h eus ket mez da damall tud onest, hag a varvfe kentoc'h eget ober eul laeroñsi!

AN TAVARNOUR. — Emañ va gobeled gant unan ac'hanoc'h.

ROBIN. — Hailhon ma 'z oc'h! Me a zesko d'eoc'h liva gevier. Me a zesko d'eoc'h. (*O kregi ennañ dre an diouskoaz hag ouz e lakaat da drei*). Troit ho kein, pe... (*O rei ar c'hobeled da Jakez*). ... en ano Belzebub!

AN TAVARNOUR (*oc'h en em zifreta*). — Alo, alo, petra 'fell d'it, lakepod?

ROBIN. — Bremaik e welot petra 'fell d'in. (*O lenn en e levr*). « *Sanctobulorum Periphrasticon...* » Gortozit, aotrou tavarnour. (*O lenn*). « *Polypragmos Belseborams framanto pacostiphos tostu... Belzebub!* »

*Belzebub a zeu tre hag a zistag taoliou baz gant an tri. Redek a reont saouzanet a bep tu. Belzebub a ya kuit.*

AN TAVARNOUR. — O, *nomine Domini!* Petra ac'h eus graet, Robin? Pardonit ac'hanoun, paotred! Bremañ e welan mat n'eo ket c'houi hoc'h eus laeret va gobeled.

JAKEZ. — *Peccatum peccatorum!* Amañ emañ ho kobeled, tavarnour. (*O rei ar c'hobeled d'ezañ*).

ROBIN. — *Misericordia pro nobis !* Petra 'rin bremañ? Aotrou an Diaoul, ho pet truez ouzin, ha ne laerin mui biken hini ebet eus ho levriou.

*Belzebub a zeu tre adarre.*



BELZEBUB. — Me, hag a wel bemdez roueed hag impalaerien o stoui dirazoun, lavarout em eus ranket dont, galvet gant seurt lamponed! Deut oun amañ war an avel eus Konstantinopl, netra nemet da gaout tri c'hanfard lous!

ROBIN. — Biskoaz kemend-all! Eus Konstantinopl! Naon hoc'h eus, emichañs! Bez' e c'hellit koania e tavarn an aotrou-mañ evit c'houezek real.

BELZEBUB. — Evit ober goap d'in, paotr, e lakaan ac'hanout da vont e korf eur marmouz. Ha te, paotr (*da Jakez*), e korf eur c'hi.

*Robin ha Jakez a dec'h spontet diouz eun tu, ha Belzebub a ya kuit diouz an tu all.*

AN TAVARNOUR (*hag a zo chomet sabatuet, azezet war bevenn al leurenn, — o vont kuit en eur samma e c'hobeled*). — Kredi a rafen n'eo ket an diaouled ken fall ha ma lavarer, pa c'hellont resteurel o zraou d'an dud onest, ha kastiza al laeron!

## EIZVET TAOLENN

*Pa sav ar ouel, emañ Vakner e-unan e-kreiz kambr-studi Fostus.*

VAKNER. — Me 'gav d'in emañ va mestr o vont da vervel hep dale, rak roet en deus d'in e holl vadou. Ha koulskoude, ma vefe ken tost d'ar maro, ne vefe ket atao oc'h eva, o festa hag o ribodal e-touez ar studierien, evel m'emañ oc'h ober d'an eur-mañ end-eeun.

Souezet oun gantañ. War wasaat ez a bemdez. Sell! Amañ 'maint o tont. Moarvat eo echu ar banvez!

*Mont a ra kuit, ha Fostus a zeu tre, gantañ daou studier ha Mefistofelez.*

KENTA STUDIER. — Aotrou Doktor Fostus, peogwir e oamp o kaozeal diwar-benn ar merc'hed, deut eo da soñj d'imp penaos an hini goanta anezo holl, war a lavarer, a oa Helena ar C'hresianez. Ho pet ar vadelez eta, Aotrou Doktor, da ziskouez d'imp an itron gaer-se. Ho trugarekaat a rafemp kalz.

FOSTUS. — Aotrounez, o veza ma karan ac'hanoc'h ha m'oun boas atao da ober plijadur d'am mignoned, e tiskouezin d'eoc'h an itron dispar-se, evel end-eeun ma edo e bleun he yaouankiz.

*Skeudenn Helena en em ziskouez.*

KENTA STUDIER. — Ne gavan ket a c'heriou da veuli he c'hened.

EIL STUDIER. — N'eo ket souez e chomas ar C'hresianed dek vloaz oc'h ober brezel eviti.

KENTA STUDIER. — Ha bremañ m'hon eus gwelet gant hon daoulagad eur burzud, dereat e vefe mont kuit. Bennoz Doue d'eoc'h, aotrou. Gloar hag enor d'eoc'h da virviken.

FOSTUS. — Kenavo, aotrounez. Ha deuit en-dro dizale.

*Ar studierien a ya kuit. An den koz a zeu tre.*

AN DEN KOZ. — Doktor Fostus, Doktor Fostus, o ma c'hellfen distrei ac'hanout diwar an hent fall ac'h eus dibabet! Amzer ac'h eus c'hoaz da sellout ouz ar Baradoz hag an eürusted peurbadus. Da galon a c'hell



teneraat. Daerou a c'hellez c'hoaz skuilha, daerou war da dorfedou euzus, war da bec'hedou hudur, o deus breinet ha kontammet da ene! Divent, Fostus, eo trugarez Hor Salver, an hini a ro e gig hag e wad da savetei an holl bec'herien.

FOSTUS. — Pelec'h emaout, Fostus? Ha petra ac'h eus graet? Daonet out, Fostus, daonet! Dizesper ha maro! An Ifern a c'houlenn e breiz ha gant mouez ar gurun e lavar d'it : « Deus, Fostus, echu eo! » Ya, echu e vo bremaik.

*Mefistofelez a ro d'ezañ eur gontell.*

AN DEN KOZ. — Gortoz, Fostus, gortoz, a-raok en em laza! Gwelout a ran eun ael a-zioc'h da benn, gantañ eul lestr karget a c'hras prizius, ha dare d'he sila e-barz da galon. Goulenn truez eta. Kas kuit an dizesper.

FOSTUS. — Va mignon, da gomzou a ra vad d'am ene kaez. Lez ac'hanoun da soñjal eur pennadig c'hoaz em pec'hedou.

AN DEN KOZ. — Mont a ran, Fostus, mont a ran glac'haret. Diskaret out, siouaz, kaset da get gant an dizesper.

*An den koz a ya kuit.*

FOSTUS. — Pelec'h emañ an druez? Keuz am eus d'am pec'hed. Hag aet eo pep spi diouzin koulskoude. An Ifern hag ar Baradoz a stourm em bruched! Da bellaat ar maro, petra ne rafen ket?

MEFISTOFELEZ. — Trubard! D'in-me eo da ene! Disentet ec'h eus ouz va mestr Lusifer. Lavar eur ger muioc'h, ha drailha a ran da gorf.

FOSTUS. — Klev, Mefistofelez. Plega a ran. Gou-

lenn a ran pardon ouzit hag ouz da vestr. Ma ne gredez ket, prest oun da sina gant va gwad adarre al lizer am eus graet gwechall.

MEFISTOFELEZ. — Gra neuze, ha buan, gant aon na c'hoarvezfe c'hoaz gwasoc'h ganit.

FOSTUS. — Hag ouspenn, da bedi a ran da gastiza an den koz-se, en deus kredet dont betek amañ d'am c'huzulia fall.

MEFISTOFELEZ. — Bras eo e feiz. N'hellan netra a-enep e ene. Met pez a c'hellin ouz e gorf a rin sur mat.

FOSTUS. — Eun dra all, va mevel karet, a c'houlennin diganit. An Helena-se, am eus damwelet bremaik, me a garfe he c'haout em c'hichen, ma c'hellin ankounac'haat gwelloc'h va stad, ma vo aesoc'h d'in chom feal da Lusifer.

MEFISTOFELEZ. — Da c'hoant, Fostus, en dramañ evel e pep tra, a vo graet.

*An den koz a zeu tre adarre.*

AN DEN KOZ. — Fostus, Fostus, den daonet ha fallakr, serri a rez da ene ouz ar c'hras. Hep dale pell, siouaz, e vi barnet.

*Diaouled a zeu tre hag a grog en den koz.*

AN DEN KOZ. — Emañ Satan o vont da vourevia va c'horf. An tan-se eo a amprouo va feiz. Va feiz, Ifern divalo, a vezo trec'h! Sellit, diaouled lorc'hus, an aelez o vousc'hoarzin d'in. It kuit, rak mont a ran davet va Doue!

*En em ziframma a ra a-dre skilfou an diaouled hag ar ouel a gouez.*



## NAVET TAOLENN

*Da veza c'hoariet dirak ar ouel. Vakner hag ar marc'heger a zeu tre.*

VAKNER. — Nann, nann, nann, pa lavaran d'it n'emañ ket va marc'h da werza!

AR MARC'HEGER. — Ne glevit ket, aotrou? Kaset em eus ganin pemp mil lur da brena ho marc'h.

VAKNER. — Re varc'had-mat eo. Ma werzan anezañ, e rankan kaout c'houec'h mil lur.

AR MARC'HEGER. — Siouaz, aotrou, n'em eus ket. Ha koulskoude c'hoant am eus da gaout ho marc'h. Ha lavaret hoc'h eus bremaik n'ho poa ken ezomm anezañ. Perak ne fell ket d'eoc'h e werza ?

VAKNER. — Ar pemp mil lur a zo ganit ?

AR MARC'HEGER (*o tenna arc'hant eus e c'hodell*). — Amañ emaint, aotrou.

VAKNER (*o kemer an arc'hant*). — Ma! peogwir out eur paotr onest, hag ec'h eus eur wreg ha bugale, ar marc'h a zo d'it. Va mevel a roio anezañ d'it pa giri. Met eun dra a rankez klevout da genta : arabat mont en dour gant al loen-se.

AR MARC'HEGER. — Penaos, n'hellan ket rei d'ezañ dour da eva?

VAKNER. — Ro d'ezañ dour da eva kement ha ma kiri. Met arabat, a lavaran, kas anezañ e-barz an dour. Pa gavi eur c'hleuz pe eur waz-dour dirazout, lak anezañ da lammat dreist pe da vont e-biou. A-hend-all out kollet.

AR MARC'HEGER. — Soñj am bo, aotrou. Ha bremañ, ez an da gerc'hat va marc'h. Kenavo.

*Ar marc'heger a ya kuit.*

VAKNER. — Peogwir eo bet roet ar marc'h-se gant an diaoul, koulz eo d'in e werza, hag echui dioustu gant an diaouled hag an diaoulerez. Kerkent ha ma vo maro va mestr Fostus, — ha ne bado ket pell bremañ, — ez in kuit eus ar vro-mañ hag e prenin eur maner gant e arc'hant. Neuze avat e vin eun aotrou bras.

*Mefistofelez a laka e benn er-maez en tu dehou eus al leurenn.*

MEFISTOFELEZ. — A gav d'it, lakepod?

*Kuzat a ra e benn dioustu.*

VAKNER (*o sellout tro-war-dro*). — A gav d'in? Piou en deus komzet?

*Mont a ra en tu dehou. Mefistofelez a laka e benn er-maez en tu kleiz.*

MEFISTOFELEZ. — Teuzi a raio da vadou, evel m'eo teuzet ar pemp mil lur ac'h eus bet evit da varc'h.

*Kuzat a ra e benn dioustu adarre.*

VAKNER (*o vont en tu kleiz*). — Hola! Hola! Piou 'zo aze?... N'eus den!... Huñvreal a ran... Teuzi a raio va madou evel m'eo teuzet ar pemp mil lur am eus bet! (*O furchal en e c'hodell, e-lec'h m'en deus lakaet e arc'hant, hag o tenna eur dournadig plouz ermaez*). Harz al laer! Harz al laer! Hennez a oa en em glevet gant an diaoul da laerez va marc'h diganin! Harz al laer!

*Mont a ra kuit en eur redek. Ar marc'heger a zeu tre dre an tu all, gleb-teil hag o leñva.*



AR MARC'HEGER. — He! He! Lavaret en doa d'in koulskoude! Met evel eun azen ma 'z oun, n'em eus ket selaouet outañ! Lavaret en doa d'in : arabat mont en dour gant ar marc'h-se. Ha me, o kredi en doa graet goap d'in, pe e oa eur perz burzudus bennak gant al loen, kenta tra am eus graet eo lammat war e gein, ha yao d'ar stank a zo e-kichen an iliz! Ne oan ket a-vec'h e-kreiz ar stank, ma 'z eo aet va loen da netra, ha me 'm eus en em gavet a-c'haoliad war eun torchad kolo, ha n'ouzon dare penaos n'oun ket bet beuzet. Met me 'zo o vont da glask an hini en deus gwerzet ar marc'h d'in, ha me am bo va femp mil lur en-dro, me am bo va femp mil lur, pe...

*Vakner a zeu tre.*

VAKNER. — Ha, amañ 'mañ al laer!

AR MARC'HEGER. — Laer! Laer! Pemp mil lur, pemp mil lur evit eun torchad kolo!

VAKNER. — Laer! laer! Kaera marc'h 'zo er vro evit eur guchennig plouz!

AR MARC'HEGER. — Ro d'in va femp mil lur!

VAKNER (*o tistaga eur palvad d'ezañ*). — Dal da bemp mil lur!

*En em ganna a reont, hag an eil o redek war-lerc'h egile, es eont kuit. O c'hlevout a reer oc'h en em ganna c'hoaz eur pennad e tu ar c'hoariva.*

*Ar ouel a sav. Emañ Fostus en e gambr-studi gant daou skolaer koz.*

FOSTUS. — Siouaz, aotrounez!

KENTA SKOLAER. — Petra a c'hoarvez gant Fostus?

FOSTUS. — Siouaz, va mignon koz, ma vijen chomet ganeoc'h amañ, em bije hir amzer c'hoaz da veva. Bremañ avat e rankan mervel da viken! Sellit! Ne zeu ket? N'emañ ket o tont?

EIL SKOLAER. — Petra 'lavar Fostus?

KENTA SKOLAER. — 'M eus aon eo aet klañv e spered dre veza re e-unan.

EIL SKOLAER. — Neuze ez eus medisined hag a c'hell e barea. (*Da Fostus*). Peseurt droug en deus Fostus, peseurt kleñved?

FOSTUS. — Kleñved ar pec'hed marvel, en deus breinet va c'horf ha va ene.

KENTA SKOLAER. — Sellit ouz an neñv, Fostus. Aze ez eus konfort evit an holl.

FOSTUS. — Evidoun n'eus ket. An naer a demptas Eva a c'hell beza pardonet, met Fostus, heñ, ne c'hell ket. Aotrounez, klevit ac'hanoun, m'ho ped, ha n'ho pet ket aon rak va c'homzou. Va anavezet hoc'h eus amañ gwechall, d'an amzer ma vezen ganeoc'h o studia. C'houek e kavan soñjal en amzer-se. Ha koulskoude, aotrounez, e karfen beza chomet atao dizesk, hep beza digoret levr biskoaz. Ar burzudou am eus graet a zo brudet dre ar bed holl, hag en abeg d'ezo end-eeun em eus kollet ar bed holl, hag an Neñv, kador an Aotrou Doue, rouantelez ar re eürus, bro al levenez peurbad. Hag e rankan chom en Ifern da viken, en Ifern..., ya..., da viken!... Va mignoned, petra a c'hoarvezo gant Fostus, en Ifern, da viken?



EIL SKOLAER. — Galvit an Aotrou Doue, Fostus.

FOSTUS. — An Aotrou Doue! An Aotrou Doue am eus nac'het! An Aotrou Doue am eus graet fae warnañ e pep giz! Gouela a rafen, met an diaoul a zalc'h war va daerou. Skuilha a rafen va gwad, pa n'oun ket evit gouela! Va buhez ha va ene! O..., derc'hel a ra war va zeod. Me 'garfe sevel va daouarn. Met, sellit, derc'hel a ra va divrec'h!

KENTA SKOLAER. — Piou, Fostus?

FOSTUS. — Mefistofelez! Aotrounez, gwerzet em eus va ene d'ezañ, hag ac'hano e teue va holl c'halloud!

EIL SKOLAER. — Doue ra viro!

FOSTUS. — Doue ra viro, ya! Met Fostus en deus graet an torfed-se. Evit kaout plijadur e-pad pevar bloaz war-nugent em eus kollet ar blijadur hag al levenez a bad bepred. Skrivet em eus eul lizer, sinet gant va gwad. Echu eo! Deut eo ar c'houlz merket, hag emañ o tont d'am c'herc'hat.

KENTA SKOLAER. — Perak n'hoc'h eus ket komzet d'imp a-raok? Amzer hor bije bet da bedi.

FOSTUS. — Alies em eus soñjet hen ober. Met an diaoul a ginnige drailha va c'horf kement gwech ma venegen ano Doue. Ha bremañ eo re ziwezat. It kuit, aotrounez, gant aon na varvfec'h ivez.

EIL SKOLAER. — Petra ne rafemp ket evit savetei Fostus?

FOSTUS. — Na gomzit ket ac'hanoun. It kuit, va mignoned kaez.

KENTA SKOLAER. — Doue a roio d'in nerz. Chom a rin.

EIL SKOLAER. — Nann. Met deomp en tu all, da bedi evitañ.

FOSTUS. — Ya, pedit evidoun, pedit. Ha ne vern pe drouz a glevit, na zeuit ket amañ. Rak netra n'heil mui va savetei.

KENTA SKOLAER. — Ped ivez, Fostus. Bras eo trugarez Doue.

FOSTUS. — Doue d'ho pinnigo, aotrounez, evit ho madelez em c'heñver. Ma vevan c'hoaz warc'hoaz vintin, ez in d'ho kwelout. Ma ne ran ket, neuze e vin en Ifern.

AN DAOU SKOLAER. — Doue d'ho pinnigo, Fostus.

*Mont a reont kuit. An horolaj a sko unnek taol.*

FOSTUS. — A, Fostus, n'ec'h eus mui bremañ nemet eun eur da veva, ha goude, beza daonet da viken. Chomit a-sav, stered a dro atao en oabl, ma na vo mui a amzer, ma na zeuio ket hanternoz. Heol, lagad kaer ar bed, sav, ma vezo deiz bepred. Pe neuze, ra vo an eur-mañ eur bloavez, pe eur miz, pe eur sizun, pe eun devez, d'in da c'hallout kaout keuz, ha da veza salvet! Kerzit goustad, goustad, kezeg an noz! Bepred e tro ar stered. Redek a ra an amzer. Skei a raio an horolaj. Dont a raio an diaoul, ha Fostus a vo daonet. O, me 'fell d'in lammat betek va Doue! — piou a zalc'h ac'hanoun ? — O, sellit, sellit, gwad ar C'hrist en oabl o tivera. Gant eun dakenn, eun dakennig hepken e vefen salvet! A, Krist! — Nann, nann, na rog ket va c'halon pa lavaran ano ar C'hrist, ano va Doue! E



c'hervel a fell d'in! A, Satan, truez! — Pelec'h emañ? N'e welan ken! A aze emañ, aze emañ ar C'hrist! Astenn a ra d'in e zivrec'h!... E zremm a zo kounnaret! Meneziou, deuit, deuit, kouezit war va fenn, d'am c'huzat ma c'hellin tec'hout diouz kounnar Doue! Nann, nann! O ma vefe eun islonk en douar! Ne zigoro ket! Ne roio ket herberc'h d'in! O stered, c'houi a rene en oabl pa voen ganet, stered hoc'h eus graet an holl vad hag an holl zroug a zo bet em buhez, grit ma vezin kuzet e-kreiz ar goabrenn-se, a dremen warnoc'h, ma vo teuzet va c'horf en aer ha ma c'hello va ene kaez sevel betek an Neñv!

*An horolaj a sko an hanter-eur.*

Eun hanter-eur! Bremaik e vo echu! O Doue, ma ne fell ket d'eoc'h va degemer, da vihana, lakait eun termen d'am poaniou! Ha n'hoc'h eus ket skuilhet ho kwad evidoun ivez? Ra chomin en Ifern mil vloaz, milmilion vloaz, gant ma vezin salvet en diwez! Ha n'eus fin ebet da boaniou an eneou daonet? Perak hoc'h eus roet d'in eun ene? Perak eo divarvel an ene hoc'h eus roet d'in? O, ma vefen eul loen! Eürus eo al loened! Pa varvont, ez int kaset da get, ha ne van spered ebet wâr o lec'h da c'houzañv! Milliget ra vo ar gerent o deus roet d'in ar vuhez! Nann, milliget ra vezin va-unan! Milliget ra vo Satan, en deus laeret diganin eürusted an Neñv!

*An horolaj a sko hanternoz.*

O, skei a ra, skei a ra! Va c'horf, ra vezi koazet, beuzet en eul latar, pe kaset e vi d'an Ifern!

*Kurun ha luc'hed.*

Va ene, ra vezi skuilhet e takennouigou dister, da goueza er mor bras, 'lec'h ne vi ket kavet!

*Diaouled a zeu tre.*

Doue, Doue! Na sell ket ouzin ken fero! Naered euzus, va lezit c'hoaz eur pennad! Ifern, na zigor ket da javedou spontus! Na zeu ket, Satan! Me 'zevo va levriou! — A, Mefistofelez!

*Sammet eo gant an diaouled hag ar ouel a gouez.*



# LODENN AR GELAOUENN

# Notennou

**Fostus, an Doktor Daonet**

*The Tragical History of Doctor* ***Faustus*** a voe savet war-dro ar bloaz 1588. Eus an holl oberennou lennegez diazezet war ar vojenn alaman koz, ez eo hep arvar an hini vrudeta, war-lerc'h *Faust* Goethe. Ar pez-c'hoari brezonek a voulomp amañ, evitañ da heulia ar skrid saoznek a-wechou ger evit ger, a zo pell diouz beza eun droidigez. Aozet eo bet ganimp da veza c'hoariet e Breiz. Ha Breiz an amzer a vremañ a zo dishañvel a-walc'h diouz Bro-Saoz ar c'houezekvet kantved.

Dibabet hon eus ar pez-c'hoari-mañ :

1) Dre m'eo aes-kenañ da c'hoari hep nebeut a vizou gant eur strollad paotred.

2) Dre ma 'z eus ennañ pep tra da blijout d'ar bobl : traou fromus e-kichen traou farsus, e-leiz a drouz hag a vuhez, hep menegi an taoliou baz, an taoliou dourn, ar gurun hag an diaouled.

**Dre ar c'helaouennou**

ADSAO a voul en he niverenn diweza eur guchennad kanaouennou pobl, savet gant eur bluenn lemm.

AR FALZ a embann, ouspenn pennadou gallek, *Eurvez ar Brezoneg*, eur barzonegig gant Meavenn, eur gontadennig diwar Tolstoi, ha pennadou Istor Breiz. Meneg a zo ivez eus eul lizer-goulenn da veza sinet gant ar vistri-skol evit ma vo desket ar Vretoned en o yez. N'anavezomp ket hiroc'h, avat, diwar-benn se.

E BREIZ ATAO e lennomp daou bennad talvoudus-tre, an eil a-zivout Hungaria, egile a-zivout Euskariz. Eun druez eo e vefe ar gelaouenn-se a-hend-all leun a c'hallegachou.

War ar gelc'hgelaouenn okitaniat LE FEU, skrivet ivez, koulz lavaret en he fez e galleg, e skriv an Ao. Philéas Lebesgue, eur pennadig mat-tre diwar-benn hon emzao.

**Kelc'h Keltiek Roazon**

Da geñver Gouel Sant Erwan, setu a voe graet gant Kelc'h Keltiek Roazon, renet ken ampart gant an Ao. Régnier :

Eun oferenn, gant eur brezegenn vrezonek, kanaouennou ha sonerez gant « Kanerien Vreiz », d'ar sul 27 a viz mae.

Setu a vo graet d'ar sul 10 a vezeven :

Da 20 e. 30, e Sal-Oueliou ar C'halonou-Sakr, eun abadenn sonerez breizek ha keltiek, gant koroll hag « An Diou C'hoar », pezig-c'hoari Dir-na-Dor.

En deiz a-raok e vo dasskignet ar sonadeg-se gant skinarouezlec'h Roazon. An dra-se a verkomp amañ evit an nebeut a dud a c'hell paka ar c'haser-se gant o benvegou-skin.

War a glevomp ivez, e vefe Kelc'h Keltiek Paris



beo buhezek evel hini Roazon. N'anavez ket GWALARN, moarvat, rak morse ne zeu amañ kelou ebet anezañ.

**Geriadur Saoznek-Kernevek**

Ar Geriadur Saoznek-Kernevek, savet gant an Ao. R. Morton Nance hag an Ao. A.S.D. Smith, a zo deut er-maez: anezañ eul levrig kempenn, goloet start ha moulet brao, evel ma ouzer moula er broiou tramor. Ennañ e vez kavet an holl c'heriou reta, an darn vrasa anezo dastumet er skridou koz, eun darn vihan krouet hervez reolennou ar yez, hag eun darn vihan c'hoaz amprestet diouz ar brezoneg pe ar c'hembraeg, alies diouz an daou.

C'hoant o deus Kerneviz da adsevel o yez, hag an hent mat a gemeront evit hen ober. Rei a reont d'ar studierien al levriou a zo ret, levriou eeun, plijus ha koant, tamm ebet levriou re ouiziek pe re luziet. Gant harp ar Geriadurig-mañ, al levrig, « *Cornish for All* », embannet gant an Ao. Nance eun nebeut bloaveziou 'zo, ar skol dre lizer renet gant an Ao. A.S.D. Smith, hag ar gelaouenn KERNOW, e c'heller deski ar c'herneveg aes-tre ma karer.

Evidomp-ni, Breiziz, deski eur yez keltiek, dreistholl eur yez heñvel-tre ouz ar brezoneg evel ar c'herneveg, hol laka da vont dounoc'h en anaoudegez hor yez-ni. Eur bern traou nevez a-zivout ar geriou, an troiou-lavar, ar yezadurez a vez diskuliet d'imp e-giz-se, hag e teuomp da welout ar perag eus meur a dra n'hor boa ket komprenet a-raok. Ouspenn se, adskoulma startoc'h-starta bepred an darempredou

etre Breiz ha Breiz-Veur a zo eun dlead hag eur gwarez a-enep aloubidigez ar sevenadur gall.

Evit kaout ar Geriadur, skriva d'an Ao. A.S.D. Smith, Chy Caradar, Perranporth, Cornwall. Ar priz eo 3 chilling gant golo paper, 4 chilling gant golo kartoñs. Lakait 3 fenni ouspenn evit ar mizou-kas. Ar re na garont ket skriva rag-eeun da Vreiz-Veur a c'hell skriva da WALARN, a lakay kas d'ezo al levr.

**KERNOW**

Setu an eil niverenn deut er-maez, en dro-mañ dindan eur golo brao-flamm. Enni e kavomp e-leiz a bennadou berr savet gant lies skrivagner. Hervez rener ar gelaouenn « *gwell yu cafos Kernewek drok a lyes studhyer ages del yu cafos Kernewek da dy-worth nebes tüs skentyl y' gan yeth* », (gwell eo kaout kerneveg fall digant lies studier eget kaout kerneveg mat diouz eun nebeut tud ouiziek war hor yez). An hevelep tra pe dost hon eus lavaret alies : « gwelloc'h brezoneg mat eget brezoneg fall, gwelloc'h brezoneg fall eget galleg ».

Ra gendalc'ho KERNOW da vont war-raok ha da gavout kalz lennerien koulz e Kerne-Veur hag en holl vroiou keltiek !

**Maro Henry Jenner**

D'an ampoent ma roomp kelou mat eus an emzao kernevek e teu d'imp eur c'helou glac'harus, hini maro Henry Jenner.

Mab e oa d'eun eskob a Zeland-Nevez, hag e-pad



daou-ugent vloaz e labouras er ***British Museum***, Londrez.

Studiet en doa ar c'herneveg a-zevri-kaer, ha bez' e voe e-touez ar re genta da glask adveva ar yez. E 1904 ez embannas « *A Handbook of the Cornish Language* », hag a zo bet evel breviel ar re o deus desket ar c'herneveg e derou ar c'hantved-mañ. Marvet eo en e vro Kerne-Veur, d'an oad a bemp bloaz ha pevar-ugent.

Henry Jenner a voe gwir dad an dasorc'hidigez kernevek, ha gant gwirionez e skriv oberourien ar Geriadur nevez Saoznek-Kernevek e penn o levr:

*Dh'agan Barth Mür, Gwas Myghal,*
*Agan lyver ny a-dal :*
*Dhodho res yu dhen y ry —*
*Na-ve ef, py fen-nyny ?*

D'hor Barz Meur, Gwaz Mikael,
Hol levr a dleomp :
D'ezañ, ret eo d'imp e rei —
Panevetañ, piou vefemp-ni ?

**Ar brezoneg er skoliou**

Eur mestr-skol a skriv d'imp :

« Mil bennoz d'eoc'h en ano paotred skol Landerne, a zo bet ken laouen o welout ho levriou kaer! Pep hini a lavar labourat a-zevri war dachenn hor Yez karet, da c'hellout gounit unan eus ho levriou dudius.

Ya! Me 'lavar d'eoc'h, bec'h a vo roet d'ar Bre-

zoneg ac'han da ziwez ar bloaz-skol ! An holl a ouezo lenn mat, ar re wella a ouezo zoken skriva.

Setu amañ eur c'helou hag ho laouenaio : deut oun da c'houzout, ha den n'hello va dislavarout, ez eus d'ar c'houlz-mañ, e Breiz-Izel, ouspenn *tregont skol gristen* a zesk brezoneg d'ar vugale, hag an niver-se a gresko. Ouspenn pevar c'hant bugel a ra bep miz deveriou brezoneg « *Feiz ha Breiz ar Vugale* ». Fiziañs eta e amzer da zont hor Yez ! »

**Brezoneg ar Vugale**

Trugarez adarre d'ar brofourien :

An It. Andreeff : 70 l. — An Ao. P. Le Roux : 70 l. — An Ao. Fred. Moyse : 25 l. — Kerlann : 5 l. — An Ao. Mocaer : 20 l. — en holl : 190 l.

Chom a ra er c'hef : 453 l. 35.

Moulerez E. Janne, 17, ru d'Algesiras, Brest    *Ar Mérour* : Y. Drézen

